ER

# SACREFIS BRAS.

DRÉ

UR BÉLÊG AG EN ESCOBTY.



É GUÉNÈD

É TY Y.-M. GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR

É RU ER PREFECTUR.

ER

# SACREFIS BRAS.

Petra-é en dra brassan e zou bet groeit eid en dud ér bed-men ?

**Sacrefis bras Jesus-Chrouist!**

Petra-é en dra e zeli tennein spécialemant hun attantion ?

**Sacrefis bras Jesus-Chrouist !**

Petra-é en dra e zeli bout scrihuet dônnan én hur haloneu ?

**Er chonj a Sacrefis bras Jesus-Chrouist !**

## I

*Sacrefis Jesus-Chrouist* e zou en dra brassan, admiraplan, souéhussan e hel bout groeit eid en dud.....

N'en dès, na ne vou, ér bed-men, un dra quer bras, quen admirabl, quer souéhus èl Sacrefis Jesus-Chrouist.....

N'en dès, ér bed-men, nitra dign de vout comparajet doh er vrastèd a Sacrefis Jesus-Chrouist. Un Doué doh er groéz!!! Chetui un dra capabl de laquat en ol deuhlin doh en doar... Un Doué crucefiet!!! Chetui un dra capabl de laquat én ol caloneu souéh, admiration, caranté...

Conzeu en dud n'en dint nehai crihue assès eid espliquein er vrastèd a Sacrefis un Doué... Er galon hemb quin, er galon hé hunan en dès ur sant ag er vrastèd, ag en ihueldèd, ag en dôndèd, ag el ledandèd a Sacrefis un Doué... Er galon e sant, e avoué, e hanàu ne hel quet bout groeit nitra brassoh eit tud marhuel!.... Èl-cé discaret idan er bouis ag ur vadelcah quer bras, en inean e soubl, hum humili eid admirein..., espérein..., cârein... hag adorein...

Sacrefis bras Jesus-Chrouist en dès ur splandér caëroh eit hani en hiaul, ha bràuité er firmamant e zislihue dirac majesté er Groéz!....

Sacrefis Jesus-Chrouist e zou un dra brassoh eit crouéein er bed-men!... Sacrefis

Jesus-Chrouist e zou un dra marveillussoh eit crouéein er milioneu a stirèd sàuet drest hur penneu!...

II

O crechén, hui e admir labourieu, œvreu hag invantioneu en dud; admiret hilleih mui Sacrefis hag œvréu Jesus-Chrouist.

Hui e admir splandér en hiaul péhani e stràu é sclærdér open huéh cand milion leàu tro-ha-tro dehou; admiret hilleih mui er vadeleah a Sacrefis bras Jesus-Chrouist.

Hui e admir puissans en Eutru Doué é hâdein milioneu a stirèd é creis er firmamant; admiret-ean muyoh-mui hoah doh hum sacrefiein aveid omb!...

Labourieu, œvreu hag invantioneu en dud, ne rant confians erbet d'emb hag hul lausq yein sclas.

En œvreu caër a buissans en Eutru Doué e den hun admiration...; mæs n'hur santefiant quet nehai...

Mæs er *Sacrefis bras*, de larèd-é, *Sacrefis Jesus-Chrouist...*, chetui er péh e burifi, e santefi, e zoug hag e sàu de splandér éternel en nean!....

### III

Sacrefis souéhus er Halvar... eit redamption, pardon ha santeleah mab-dén !.... chetui er péh e zeli bout scrihuet dônnan é calon peb-unan.

É Sacrefis Jésus-Chrouist é hanàuér splan er huirionéeu éternel...; én-hou é hanàuér er vrastèd a viséricord en Eutru Doué !... én-hou é hanàuér er bris ag en ineaneu !... én-hou é comancér santein er vrastèd ag el lehuiné en devou, én nean, bugalé en Eutru Doué !... én-hou ehué é comancér santein er vrastèd a valeur er ré en devou taulet de gol er bris ag ur sacrefis quer bras !...

### IV

Marveil er Groéz e zou drest en ol treu crouéet a ihueldèd en nean doh en doar !... un arhés a salvedigueah-é eid er ré en ador, er hâr; hum våg hag hum pinhuiqua a nehou....

Étal Sacrefis Jesus-Chrouist, en ol treu crouéet e zou bihan..., pouvoér er brincèd, bihan...; sians en dud abil, bihan...; er madeu ag en doar, bihan...; er bed abéh, bihan.....

Dré er mérit a Sacrefis bras Jesus-Chrouist, en ol péhedeu e hel bout pardonet !... unan hemb quin e chom hemb pardon, er manq a gonfians é calon miséricordius Salvér er bed !...

ME SALVÉR,

M'hou trugairéqua hou pout hum sacrefiet aveid on.
Me drugairéqua hou madeleah,
Me drugairéqua hou miséricord,
Me drugairéqua hou caranté,
Me halon ne gav hé feah nameit guet-n-oh ;
Ne hellan reposein me honfians nameit én-oh.

---